WIKIPEDIA

# Gresianeg

Ar **gresianeg** (Ελληνικά) a zo ur skourr eus ar yezhoù indezeuropek en-e-unan. Studiet eo bet e istor diwar teulioù skrivet 3 500 bloaz zo hag ez int lod ar roudoù skrivet koshañ a c'heller kavout evit ur yezh indezeuropat. Komzet e vez gant 15 milion a dud, an darn vuiañ e Bro-C'hres ha e Kiprenez, met gant kumuniezhioù Gresianed divroet ivez.

| **Gresianeg**<br>**(*Elliniká, Ελληνικά*)** | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Gres, Kiprenez, Albania, Turkia, Italia |
| Rannved : | |
| Komzet gant : | 15 000 000 |
| Renkadur : | goude 74 |
| Familh-yezh : | Yezhoù Indezeuropek<br>▪ Gresianeg<br>▪ Atteg<br>▪ **Gresianeg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Gres, Kiprenez, Unaniezh Europa |
| Akademiezh : | - |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | el |
| ISO 639-2 | gre, ell |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | ELL (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=ell) |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

Skrivet e vez ar gresianeg gant al lizherenneg c'hresianek, al lizherenneg wir kentañ zo bet er bed hag eo tad d'al latin ha d'al lizherenneg kirillek.

**Gregaj** – dismegañsus a-wezhioù, o taveiñ d'ur yezh lenneien digomprenus – ha **gresim** – ger lennek – a vez implijet ivez evit envel an henyezh.

## Istor

Komzet ez eus bet gresianeg e Ledenez ar Balkanoù adalek an eil milved kent Jezuz-Krist evel m'eo bet lakaet war wel pa oa bet diskoachet tablezennoù al Linenneg B eus 1500 kent Jezuz-Krist. Koulskoude n'eus ket liamm ebet etre al Linneneg B hag al lizherenneg c'hresian hag hemañ a zeu eus al lizherenneg fenikian, doare-skrivañ an abjad (war-dro 1000 kent Jezuz-Krist). N'eus ket bet kalz a cheñchamant abaoe.

Dre voaz e vez rannet istor ar gresianeg etre ar mareoù-mañ :

- **Gresianeg mikenat**, yezh ar sevenadur mikenat a weler skrivet gant al Linennek B
- **Henc'hresianeg** da gentañ ar gresianeg kozh-bras ha goude e teu ar gresianeg klasel. Hemañ a zo bet studiet koulz gant tud ouiziek ar bed muzulmat ha gant re Europa abaoe ar Grennamzer.

- **Gresianeg hellenistel** (gresianeg ar c'hoine pe ar **c'hoine** a vez graet anezhañ ivez - *koine* = "boutin"). Ur yezh c'hresianek boutin hag etrebroadel, an hini kentañ a zo bet, hag a zo deuet eus teuziadur an atikeg, rannyezh Aten gant rannyezhoù all. Deroù ar yezh voutin a c'heller adkavout diwar heñchadurioù armeoù Aleksandr Veur hag emdroadur an tiriadoù en deus aloubet. Pa renas ar sevenadur hellenistel en rn niver brasoc'h a vroioù e veze komzet *ar c'hoine* eus an Egipt betek harzoù an Indez.

- Goude trec'h ar Romaned war Vro-C'hres e renas an divyezhegezh e Roma hag e meur a diriadoù an Impalaeriezh roman. Ar gresianeg boutin a zeuas da vezañ un eil yezh nann-ofisiel a gomze meur a zen, uhel pe izel, pe evel yezh kentañ pe evel eil yezh. Liammet eo ar gresianeg boutin gant deroù ar Gristeniezh peogwir eo bet skrivet an Testamant nevez gantañ hag e seblant e prezege an Abostoled e gresianeg, darn anezho gant un anv gresianeg

(Kephas (Pêr), Mazias, Taddeos). Anvioù all a vez roet d'ar yezh hellenistel : rannyezh Aleksandria, *gresianeg goude-klasel* ha *gresianeg an Testamant nevez* ivez.

- **Gresianeg ar Grennamzer**

ur c'hendalc'h d'ar c'hoine eo bet ar yezh ofisiel ha vernakular a veze komzet en Impalaeriezh Bizantion e-pad ar Grennamzer. Anvet e vez **gresianeg Bizantion** ivez.

- **Gresianeg modern**: Emdroad ar gresianeg modern diwar ar gresianeg boutin a c'hell bezañ adkavet adalek deroù ar Grennamzer.

*Da vezañ kendalc'het*

---